## TAOLENN



# YAOUANKIZ

*Dek anezo. Kant anezo, moarvat. Daou c'hant, tri c'hant, marteze. Ouspenn mil, a c'hell beza.*

*Unan e Brest. Tri e Roazon. Daou e Kemper. Pevar e Paris.*

*Ne ouzon ket reiz.*

*Pez a ouzon eo ez int aze, tro-war-dro. Enno anien ar Ouenn o hiboudi, o c'hervel, o huchal.*

*Yaouankizou.*

*Ugent vloaz, triouec'h vloaz, pevarzek vloaz.*

*Lizerouigou a skrivont d'in. E galleg, a-wechou : « Va digarezit... o teski brezoneg emaoun. «*

*E brezoneg alies. Brezoneg iskis ; brezoneg trefoet a ranker lenn a vouez uhel da gompren, ken sebezus ha ma'z eo an doare-skriva ; brezoneg lennegel, mar plij, leun a c'heriou difluket evit ar wech kenta diouz Geriadur bras Vallée, hag a ranker trei e galleg da intent.*

*Ne vern. Aze emaint, tro-war-dro, paotred ha paotrezed ar rummad nevez, an hini a gendalc'ho war-c'hoaz gant al labour santel.*

*« Kas a ran d'eoc'h ugent real evit eun niverenn* Gwalarn, *» a skriv d'in unan. « Pa vin pinvidikoc'h e koumanantin. »*

*Mont a ran er-maez, ha keja gant eun den koz :*

*« Penaos e fell d'eoc'h e vefe trec'h ar brezoneg ? » emezañ. « An Aotrou A., Enseller ar Skoliou, hag an Aotrou Chaloni B. a zo krenn a-enep... »*

*Hogen emañ lizer ar c'hrennard bihan em godell, hag e lennan dre va spered : « Kas a ran d'eoc'h ugent real evit eun niverenn* Gwalarn. *Pa vin pinvidikoc'h e koumanantin. »*

ROPARZ HEMON.



GOAÑV DIGENVEZ

*Va c'halon yen em c'hreiz a skrij.*
*War an dremmweliou pout e par va sellou goullo.*
*Grounnet hep tan em mantell skañv,*
*E krenan gant hiraez d'eun oaled war enaou.*
*Gwrez ebet ken e gwasked ar goañv gleb,*
*Aet pell dioutañ sked bannou Kala Mae.*

*Pa zeuy en-dro an nevez amzer splann,*
*Va daoulagad n'hen anavezin mui.*
*Pa zeuy ar c'houlz da dañva ar frouez aour*
*Ne gavin mui ganto o blaz gwechall.*
*Tañvet em eus siouaz ! avalou Esperia.*
*Merzet o deus va sellou kened gwevn merc'h an Heol.*

*Sede serr-noz va c'harantezìou.*
*Anken, enkrez ha soñjou du*
*A zigor o bleuñ teñval em ene.*
*Na levenez na peoc'h evit ar c'hlasker paour !*
*Re ziwezat oun deut da gaout an aluzen.*
*Padal ne chom ganen nemet bruzun yaouankiz,*
*Ha me a soñje d'in beza pinvidik-mor.*
*Ne doun, war a welan, brokus nemet a c'hlac'har*
*Evit ar re am c'har.*

*It pell ac'han, mar fell d'eoc'h c'hoarzin,*
*Ma chomo flamm ha fresk ho tremm seder.*
*Gweñvi 'ra e-tal d'in pep joa ha pep bleunienn.*
*N'ouzon pe avel yud a c'houez dre ma kerzan.*

*An noz a blav war gér sioulaet.*
*Dizale 'teuy ar c'housk evit ar c'horfou faez.*
*Ha me a huñvreo en eurvad-hont dic'hallus*
*Ken na zeuy goulou-deiz*
*D'am c'has en hent adarre.*

*Siouldед an noz,*
*Peoc'h kuñv ar c'housk,*
*Pare an doan,*
*Peur e teuot davedoun ?*
*Terziенn a skrij em gwazied*
*Ha me sklas evel skourn an erc'heg !*
*Koroll, sonerez, komzou flour,*
*Huanad kalonou en arvar,*
*Luskellet skañv gant dourn an anken,*
*Aet oc'h da get.*
*Sede an noz. Sede ar goañv.*

ABEOZEN
1927



# LANNEVERN E KAÑV

gant J. Konan

Kaer o devoa e zivesker beza treut ha hir, kaer en devoa ar c'horf a zougent beza hir ha treut, kaer en devoa e benn beza touzet hag ennañ daoulagad bihan glas-louet atao sklaeriet gant eur c'houlaouennig seder, daoust d'e fri hir beg-teo hag en desped d'e ziouskouarn o tenna, war eun dro, da valvinier eur vilinavel ha da zeliou eur gaolenn-stlej, ret eo d'in, lennerien ger, anzav ouzoc'h e oa Nikolaz Briant, evitañ da veza eur paotr sart ma oa unan, « paotr karr an Ankou », gouez d'e geneiled, hag en devoa kaset da vered Lannevern meur a rumm tud eus e barrez.

D'ar sul, eil a viz here (holl Lanneverniz a zalc'has soñj mat eus an deiz-se), e pakas Nikolaz e hanterkantvet bloavez. En deiz-se end-eeun, e c'hoarvezas er gêr vihan eun darvoud a lakaas holl latennou ar barrez da vonet en-dro : en eur genkizenn vrao, e-tal ti Nikolaz Briant, e teuas da chom gant e wreg eun tamm aotrou bihan teo. Doun e oa e gof ; born e oa ivez ; hogen ar pez a oa heverk en e gorfadurez, ar pep gwelusa ha splanna eus e gorf, setu pez a oa : daoust d'e vleo gwenn, e oa stignet dindan e fri eur mell mourrou du, e-giz eur valafenn-hañv o tommheolia war eun aval.

Buan e teuas Nikolaz Briant da ober anaoudegez gant e amezeien nevez. Hag evel-se e ouezas e oa ar born diforch ha mourrou ledan-se, an Aotrou Jene-

ral Olier Kerangwenn distroet da veva diwar e leve er barrez en devoa kuitaet a-vihanik ha ma oa genidik anezi.

*

* *

Beza mignon d'eur jeneral, ha pa vefe born, a zo eun dra ha na c'hoarvez ket gant an holl. E c'hallit soñjal ha kredi ne oa ket an holl lorc'h e Paris : e ti Nikolaz e oa eun tamm mat ivez, goude ma kave iskis an unlagadeg ! Hogen, a-viskoaz en devoa bet doujañs ouz ar re a zouge galoñsou, ... dreist-holl pan eo ar galoñsou-se steredennou ! (1).

« N'eus forz, » a gave blenier ar c'harr-kañv, a « bep ma teue da anaout gwelloc'h doare ar genki- « zenn, « eun oristal a baotr eo. Sed aze, eur jene- « ral, lakaomp, a zo bet gloazet pemp gwech er Brezel « Bras, e-lec'h ma oa aet evel kabiten hag e-lec'h « m'en devoa dastumet eur bruchedad medalinier ha « kollet e lagad kleiz war ar marc'had ! Ac'hanta, « mar en deus bet en em gannet evel eul leon (eme- « zañ), biskoaz, siouaz! allas !, n'en deus bet gal- « let kaout an trec'h war e bried, war e wregig vuia- « karet ! Hounnez, goude ma n'he deus ket an dis- « tera galoñs korporal, pa he devez lavaret d'ezañ, « rust a-walc'h en eur sellout outañ dindan he « sao : « Olier ! » — Olier Kerangwenn a sent ! »...

Nikolaz, da nebeuta, e wreg hag e diad bugale (Ewan, Per, Mari, Anna hag an hini bihan gouerous ha mic'hiek Paolig), holl e toujent d'ezañ hag e sentent outañ : gwir eo n'oa nemetañ er barrez o tougen eun tog daougorniek arc'hantet, eun tamm heñvel ouz hini Napoleon Goz !

(1) Ar jeneraled, e Bro-C'hall, a zoug steredennou e-lec'h galoñsou, da ziskouez o renk.



Evit lavarout d'eoc'h ar wirionez, Nikolaz a gave mat an traou evel ma oant, ar gouarnamant evel ma oa. E-lec'h ar jeneral, heñ, ne veze ket pell o tisplega hag o tiskouez splann d'eoc'h ne oa mann a vat er vro : ne blije ket d'ezañ, da skouer, strollad Ministred Nevez Bro-C'hall, dre m'en devoa gwelet skeudenn ar strollad-se er c'helaouennou, ha taolet evez e touge an holl bennou bras-se togou-meloñs : « N'halle ket », emezañ, « kaout eur spered frank ha dizalc'h dindan eun hevelep kabell ! »

— « Aet eo e benn e gallouach », a oa barnadenn Nikolaz !

*

* *

Eiz miz goude, d'al lun kenta a vezeven diouz ar beure, edo Nikolaz o tistrei eus kas d'ar vered Jani-Goz Kerargoig, eur gêriadenn eul leo diouz ar vourc'h, ha skuiz gant ar boaniadenn-veure-se, e tarzas ar menoz start en e empenn da chom a-sav en eun ostaleri bennak a-raok erruout er gêr. Kaer-kenañ e oa an amzer, tomm an heol, glas-splann an oabl ha sec'hedusoc'h a se.

Staga a eure eta e gazeg e-tal dor Tavarn Ar Gazeg Wenn, tostik d'al leur-gêr, dic'houeza a reas foe domm ar c'hreisteiz o tostaat, ha neuze monet en ti.

— « Salud d'an holl », emezañ o tonet tre. Harpa a reas e gostez dehou ouz an daol-eva.

— « Demat d'it », eme Goupaia an ostizez, « petra a vo diskennet d'it ? »

— « Eur bannac'h rom am bo », a lavaras-heñ ; tenna a reas e yalc'h eus e c'hodell gleiz, hag eur

pez pevar real a dapas anezi. D'ar c'houlz-se eo e teuas en ti Lom ar C'hezeg Bras a-gevret gant Samson ar Fibleg, e gender, o labourat ivez o-daou, evel Nikolaz, e Kevredigez al Lidou-kañv.

— « N'ouzoc'h ket petra emaomp o paouez klevet ? » eme Lom kerkent.

— « Hemañ, » a respontas Koupaia, « e vez atao eur c'helou nevez gantañ » !

— « A-hervez, » a zalc'has Lom, hep teurel pled ouz ar teodad-se, « eun hanter eur 'zo, ez eo bet kavet ar jeneral maro-mik war blañchod e sal-dazebri ! »

— « Ucheikon ! Jezuz ! », eme Goup : ne deuas nemet se ganti.

— « Ya, » a gendalc'he Lom, « Eun taol-gwad en deus bet, sur a-walc'h diouz ma lavarer ! Kement-se, avat, ne harzo ket ouz Nikolaz, amañ, da baea d'imp peb a vannac'h ? »

— « Peb a vannac'h ! Peb a vannac'h ! » a vesteodas egile, ha na gleve ket gant ar skouarn-se. Darbet e voe d'e veskennad rom, end-eeun, chom a-dreuz etre e deod hag aval e c'houzoug, gant ar prim e lonkas anezi. Lammat a reas er-maez, distaga e gazeg, ha davit ar gêr war an ton bras, saouzanet an holl o welout ar c'harr-kañv o treuzi ar vourc'h ken buan evel pa vije bet Nikolaz o vlenia marc'h an Aotrou Markiz a Gerwaskadeg e redadegou Rostren !

— « Genaoueg », eme Samson da Lom, war dreuzou an davarn, « Mar ne vije ket bet ken bresk da deod, n'hor bije ket c'houitet war hon bannac'hou ! »

*
* *



Maro e oa ar jeneral Olier Kerangwenn, gwir e oa ar c'helou ! Mantret ha glac'haret Lanneverniz !

Monet d'ar bed all e c'hall pep hini ober divrud a-walc'h : hogen, jeneral ar barrez o vervel, kementse a voe trec'h da Ouel ar Republik en eur gêrig evel Lannevern.

Fichet e voe eta an Iliz, staget, tro-dro en diabarz, pallennou du hag arc'hantet, daezou arc'hant ivez warno. Puri a reas Nikolaz e garr, hag e zilhad a voe dilouzet hag houarnet gant e wreg.

D'ar merc'her, da unnek eur, e voe lakaet an obidou : leun-kouch e voe an Iliz dioustu, hag an Aotrou Person, pa welas, a huanadas : « Mar gallfen kaout kemend-all a gristenien en oferenn-bred disul, e rafen eur gest kaer evit an *Oberou Mat.* » — Hogen, kerkent e pellaas diouz e spered ar soñj danvezel-se na glote tamm ebet ouz soñjou an ilizad tud c'hlac'haret-se !

Evit d'an Iliz beza leun, eun toullad paotred evelato, evel m'emañ ar c'hiz e Lannevern, o devoa ranket monet da « gleuzia » gwer e Sal an Ti-Butun, ouz- eeun d'an Iliz, war zigarez kemerout eun tamm nerz-kalon, evel ma tere en eun darvoud ken tristall.

Ar re-se, pa glevjont Nikolaz, kran en e zilhad naet, o tostaat e garr-kañv ouz ar porched, a beurlonkas o bannac'hou hag a yeas da guzat da gichen an nor-dal da c'hortoz ar c'hañvambroug da zonet ermaez. Pa zeuas hemañ eus an Iliz, en em siljont adreñv kerent ar jeneral.

N'en dije gallet den lavarout perak, hogen santout a rae evelkent pep hini eur pistig a dristidigez o vrouda e galon, hag e hañvale ivez da bep unan e

oa, ouspenn, iskis a-walc'h an douaridigez-se : pe e oa en abeg ma kased d'ar vered ar jeneral born, den Meur ar Barrez ? pe dre ma oa deuet eun engroez tud, en o zouez, en tu-hont da bried ar jeneral ha d'e gerent, n'ouzon pet a ofiserien dilhad lufrus ganto, kamaradou koz da Gerangwenn (Doue d'e bardono), bet gantañ o toullgofa o enebourien (Doue d'o fardono ivez) war an tachennou-emgann ? pe c'hoaz o veza ma en em gave eno ivez an Aotrou Maer hag e holl guzulierien o zogou-meloñs dalc'het start ganto war o c'hofou ? N'ouzon ket. Marteze e c'hallfe beza, kentoc'h, dre ma kraze an heol ha ma oa ar gwennilied o troidellat uhel en oabl, hag uheloc'h c'hoaz ar gouried gwenn o nijelli e bannou an heol binniget.

N'ouzon ket kennebeut ha bet oc'h eur wech bennak en obidou eur jeneral born ? Mar doc'h, ne viot ket souezet gant ar pez a zisplegin d'eoc'h amañ. Setu : skei a rae an heol ken kreñv war ar c'hlopennou hag e c'hore kement an empennou, ma rankas ar baotred a-benn eur pennad golei o fennou. Goude-se, pan erruas ar c'harr-kañv e korn hent bihan ar vered, e chomas kazeg Nikolaz a-sav eur munudig : ne oa ket skuiz koulskoude, nemet, en dro-gorn-se, e oa eun ti bihan, gwennet an talbenn anezañ gant raz ha skrivet warnañ, e lizerennou du : « *Café du Cimetière* », hag izeloc'h « *Allée de Boules* ». E c'hellit soñjal, hep droug diouz ho perz, ez ae Nikolaz di alies a-walc'h da c'hlebia e c'hourlañchenn ha da c'hoari 'r boulou o tistrei eus ar vered. Perak, avat, e fazias an aneval en deiz-se, o chom a-sav pa oa *o vonet* ? An dra-se n'ouzon ket ivez.

Bepred, Nikolaz ne voe ket pell o sacha war ar



rañjenn hag o krozal d'e gazeg ; ar sakrist, a oa o kana, dres d'an ampoent, hag a verzas an dra, a fazias en e gan o cheñch diou wech ton !

Gwelout al loen o nac'ha kas an Aotrou Jeneral Kerangwenn war-du e ziskuizlec'h diweza, ha klevout mouez ar sakrist o follaat, setu a voe kavet iskis adarre gant ar re a daolas evez ouz kement-se. — « Seblant fall », a anzavas an Aotrou Maer d'an eilvaer en em gave en e gichen, ha na c'hallas ket respont dre ma oa o cheñch jod d'e vutun-chaok.

E gwir, dres erruout e toull dor ar vered, eun ofiser hag a gleve, eur pennad a oa, eur wigouradenn direiz er c'harr, a redas pennfollet a-raok d'ar gazeg. — « Chomit a-sav, chomit a-sav eta ! » a grie-heñ da Nikolaz.

— « Petra ? » eme hemañ, ken dichek ha tra diwar e azezenn, « Sodet oc'h ?... Tec'hit alese ! »

— « Ne glevit ket ? », a wic'he an ofiser. « N'eo ket maro ar Jeneral ».

— « N'eo ket maro ar jeneral ? 'M eus aon hoc'h eus eul lodenn vat e park ar Briz ! Oust, tec'hit alese ! »

— « C'houi an hini a zo bouzar ! Emañ an Aotrou Kerangwenn aze o klemm en e arched ! N'oc'h ket o vonet, evelato, da gas eun den beo d'ar vered ? »

E gwirionez e kleved trouz ha klemmadennou en arched ; ken gwenn hag eul liñsel ez eas Nikolaz Briant.

— « Noñdetout ! » n'hallas ken balbouzat.

Kerc'het e voe buan an touller-beziou, a oa kalvez ivez, da zigeri an arched, hag a yeas, en afer, da zigorer-archedou. E-keit-se, tud ar c'hañvambroug, manet darn amgredik, darn aonik pe spontet, a chome

difiñv, ar pez a ziskouez sklaer hag anat pebez galloud en devez eur jeneral, ha pa vefe o vonet d'e vez.

A-benn an diwez, pa voe didachet an arched, e voe savet trumm ar golo anezañ gant Olier Kerangwenn e-unan, hanter paket en e liñsel wenn, ruz e benn ha beo-mat ; en e goazez ez eas hag e chomas eur vunutenn badaouinet ha mezevennet gant sklaerder an deiz. Goude-se, a-sav-taol, e lammas sounn en e sav. Stlepel a reas e liñsel pell dioutañ, hag e frotas e elgez.

Marteze hoc'h eus-hu bet gwelet eun dro bennak eur jeneral o sevel eus a varo da veo eus e arched ? E gwir, eun arvest divoutin eo, eur weladenn o tenna war an dro d'ar burzud ha da emgann Ballon. Evel-hen e c'hoarvezas gant Kerangwenn : da genta eta (ha gant kement jeneral o tasorc'hi e vez heñvel), e savas eus e arched : kaer e oa, gantañ e splanna gwiskamant-ofiser : brasoc'h, duoc'h ha reutoc'h eget biskoaz e oa e vourrou, dispourbellet e zaoulagad hag e sellou o para war ar vandennad tud en em gave dirazañ : ar baotred a oa sabatuet ; spontet e oa ar merc'hed, lod o lakaat sin ar Groaz en o c'herc'henn, lod o koueza war o daoulin, lod all, plac'hed diwar ar maez, stardet ganto o disglavierou war boull o c'halon, o pedi Sant Paeron Lannevern : holl e kave d'ezo e welent dirazo eun tasmant pe eun diaoul eus an Ifern.

Panevet e vourrou bras, en dije gallet Kerangwenn kredi e tegoueze e-kreiz ar gristenien-se evel eun ael a-berz an Aotrou.

E wreg a stagas da huchal warnañ : « Olier ! Olier ». D'ar c'houlz-se eo e tremenas traou spontus : eur gounnar ruz a grogas en Olier. N'ouzon



doare pe eo mouez e wreg o krial, a vroudas anezañ, pe eo ar c'hoant a savas ennañ d'ober evel Nevenoe Veur gwechall goz oc'h argas ar Franked ? Marteze e kredas e oa an holl dud-se oc'h ober goap anezañ ? Hogen, kavout a ra d'in kentoc'h ez eo pa welas an togou-meloñs war bennou ar Maer hag e guzulierien, ez eas trelatet.

Leuskel a reas eur youc'hadenn, bepred ! unan spontus evel ma tle beza yudadenn al leon er gouelec'h. Daoublega a reas da dapout e gepi ha neuze o tic'houina e gleze bras dourn-alaouret a oa bet lezet ouz e gostez, e lammas diwar ar c'harr-kañv gant herr eur wabrigolenn o treuzi an oabl en eun nozvez vac'hus a hañv, en eur youc'hal a-bouez-penn geriou na gomprenas den. Ar gristenien gaez, pa weljont ar c'hleze o luc'ha en aer, a dec'has d'an daoulamm ruz dre straed striz ar vered !

Mar demañ ar c'hustum, evit eur jeneral, da redek war-lerc'h e enebourien o tec'hout, em eus bet kavet, a-viskoaz, souezus ha dizereat a-walc'h, evit eun den maro, ar boaz da redek gant eur c'hleze war-lerc'h ar re a vez o ouela dourek d'ezañ !

Evit beza dudiet da vat gant eun hevelep arvest, ez eo ret e welout eus eil estaj eun ti : diwar pondalez-prenestr, dreist-holl, evel ma c'hoarvezas ganin sellout outañ, ho pije merzet, ez-resis, penaos e tremenas an dra :

Kerkent ha ma krogas ar jeneral da redek, ho pije gwelet eur burzud bras : digammet e oa ar re gamm, sodet ar re fur, dispac'het ar re sioul, skañvaet ar re bounner, adyaouank ar re goz ! Er penn kenta eus an diskampadeg-se, ar merc'hed a oa e penn diweza ar c'hañvambroug o latennat, a sache o ska-

sou ganto, mar gouient, en eur starda atao o disglavierou ouz o bruched hag en eur yudal : « Biskoaz kemend-all ! Biskoaz kemend-all ! An diaoul eo ! » — War o lerc'h e rede ar baotred a oa bremaik o kemerout ŋerz dre « gleuzia gwer » en ostaleri : ret eo anzav ne voent ket pell (en abeg d'an nerz-se) o tremen merc'hed o disglavierou.

O klask tremen e-biou d'ezo holl, ho pije merzet ivez kuzulierien ar barrez, o dourn war o fenŋ, d'o zogou-meloñs da chom, ha lonket e chaok-butun gant an eilvaer (anat e oa, rak ruz e oa e gokenn). War-lerc'h ar re-mañ e trote kichen-ha-kicheŋ kamaradou koz Kerangwenn, unan anezo o sacha gwreg ar jeneral d'e heul.

An Aotrou Maer, heñ, goude beza chomet eur pennadig da estlamma ouz ar jeneral adbeo, a skarzas ivez, savet c'houen pelloc'h d'ezañ en e loerou. A-rez an douflez ez ae, ha hep dale, goude diskar Janed An Arc'her war he reor, e voe e-mesk ar re genta : ken prim ez ae ma tegouezas e-unan-penŋ war leur gêr ar vourc'h (Diwezatoc'h, eun den hag a c'haller kaout fiziañs ennañ, a c'hourlavaras d'in penaos en devoa Maer Laŋnevern, sur a-walc'h, hag en desped d'e seiz vloaz ha daou-ugent, taolet d'an traoñ « record » ar bed an 800-metr-e-gwiskamant-d'ar-sul !).

Kement-se holl a leunie ar straed hag a zaoulamme e-giz eur vandennad saout pennfollet. War o lerc'h e teue o mesaer, e-giz gwialeŋn en e zourn, e gleze o trei a-us d'e benn, hag o stirlinkat en aer an devez flour-se a vezeven, e vruchedad medalinier. Hopal a rae, e vouez o veza trec'h da holl safar an dec'hadeg : — « Me a zesko d'eoc'h... Me a zesko d'eoc'h... ».



E-keit-se, e oa aet Nikolaz, Lom ar C'hezeg bras ha Samson ar Fibleg da guzat d'ar vered e logell an touller-beziou, hag an Aotrou Persoŋ, pignet war ar c'harr-kañv, a skoe dour beŋniget a-dro-jouez !

N'echuas ar redadeg-parrez nemet e-kichen an Iliz pa verzas unan bennak ne oa keŋ an Aotrou Jeneral Olier Kerangwenn ouz o heul : pep hini a c'hallas neuze ober war-dro e vloñsadeŋnou ha kempenn eun tamm e zilhad.

Olier, avat, a oa sac'het e Tavarn ar Gazeg Wenn, berr warnañ ha torret d'ezañ. Antronoz e kuitae ar barrez, brudet ha mezek. Nikolaz Briant a skoas d'an douar e dog daougorniek. Dilezel a reas e garg a baotr Karr an Ankou, peogwir n'houle ket kas tud veo d'ar vered ken !

J. KONAN

14/9/40

## CANTIQ OUAR AN AUE MARIA

(dournskrid Botmeur, p. 186 ha 187)

*M'ho salud mari leun a graç,*
*ho stouet humbl dirac ho faç ;*
*gueneoch em'edi an autrou,*
*dre e garantez ha graçou.*
*mari chuy a so binniguet,*
*dreist an oll groaguez ha merchet,*
*binniguet yuez ho frouez,*
*Jesus ho map leun a druez.*
*Santes mari mam da Zoue,*
*sellit ouzomp da bep mare,*
*euid'omp oll pedit atto,*
*breman hac en heur hor maro :*
*mar quirit pedi euid'omp,*
*biruiquen collet ne vezomp.*



# MELEZOUR AR VUHEZ HAG AR MARO

*Danevell vurzudus gant Joseph FOLLIET,*
*lakaet e brezoneg gant Gwilherm BERTHOU*

1.

Pa zeuas an estrañjour e-barz « hall » bras ar *Cosmopolitan,* ma lakae an nikel ennañ ar bannou goulou-tredan da adstrinka, e skournas diskoaz ŋoaz ar merc'hed gant eur gridienn, hag e santas ar wazed eun diaezamant a-greiz-holl, evel ma vije bet o nerz o vont diouto eŋ eun taol ; lavaret ho pije e tremene eur yenien en aer re-dommet gant ar skindommerezed. Pa redas al lakizien vihan etrezek ar prenestrou, e voent souezet ouz o c'havout kloz.

Bras ha kreñv e oa an estrañjour, eur stumm sportel ha priñsel a-gevret warŋañ. Eur gwiskamant duik a oa d'ezañ, trouc'het-mat, hag e oa eun disheñvelder krenn etre e vleo louet, fuilhet evel gant an avel-vor, ha doare-mat e ziavaeziou. E-unan, hep pakadou, e kerzas davet ar bureo ; gourc'hemenn a reas, gant eur vouez c'haro, boazet ouz ar gourc'hemenŋ, kaout gwella ranndi an *hotel.* O skrivaoua war eul levrenn edo an implijad, hag heñ sevel e benn, o sellout ouz e genbrezeger gant souez, o veŋnout eilgeria outañ eun dra bennak, — nemet e sac'has ar geriou war veg e deod. Rak e dreantet en doa an estren gant eur sellad a sklase pep eŋebadenn, — eur sell, a zisklerie diwezatoc'h an den paour d'ar sekretourez Magda

Collins, a red war ho lerc'h en digenvez, ho trubuilh en hoc'h anhun hag a werzfec'h ker evit e ankouna-c'haat ! Bez' e oa da zaoulagad an estrañjour fetis-ter sklaer ar skourn ha boem burzudus an doureier sac'h ; holl dristidigez ar Grouadelez a hañvale beza kendalc'het enno, a-gevret gant eun hen c'halloud loenel ne doa den evit tec'hel dioutañ ; ha war zou-renn amsklaer ha dilufr lienenn al lagad e houlenne flammouigou, o sevel eus dounderiou dianav.

Tremen a reas an implijad e viz etre e c'houzoug hag e c'houzougenn. « Trellet oun gant tomm-daonet eo amañ, » a soñjas-heñ. Nemet edo ar merour o teredek endeo, merzet a-bell gantañ e oa eun dra bennak divoaz evel ma oar pellsantout tud seurt-se. Hag e teue, gant komzou loavus, eur mousc'hoarz ragaozet war e vuzellou ; ha koulskoude ne rannas grik hag e voe skubet e vousc'hoarz diwarnañ. Adarre e reas an estrañjour e c'houlenn, o tenna eus e c'ho-dell eun doug-paperou leun-chouk gant bilhidi glas. Meiza a reas ar merour hag e implijad : eur pinvidig damfoll a oa eus an den-se. « Brell eo » a soñjas ar merour, anezañ eun den distrafuilh ha dirwestour war e amzer vak... Nemet e vannas ar soñjezon-se kuit, rak aon na vije lennet war e zremm vlouc'h.

2.

Damskriva a reas an estrañjour e ano war le-vrenn ar veajourien, gant eur skritur rok ha dilen-nadus. Kaset e voe d'an dekvet solieradur, davet ar ranndi miret d'ar Vrenined, Impalaerien an Ijinerez ha Sterennezed ar Fiñvskeudennou. Er sal-degemer e keje an aezamantou poellek gant traou nevez an taera. Mont a reas an estren davet ar prenestr ha



teurel pled eur vunutenn bennak ouz red ar c'hirri-tan a save o zrouz evel hirvoud ar mor, ha neuze, me-velien eveziek war e dro, e tremenas er gambr-gousket. Dre eun taol-enebadurez, ne oa ket e berz-mat a-ratoz-kaer marteze, edo pallennet hag annezet gant peziou-arrebeuri eus mare Loeiz ar XV-vet, en doare ma tiskuize an daoulagad, aet faez gant kom-pezennadou dilaouen, metalou lufrus ha leriou unliou ar saliou a-raok, war hen goantiz ar prenn-roz, ar panellou hag ar pallennou.

« Gwirion eo an holl arrebeuri, prenet e Bro-C'hall, » a vouskomzas ar merour, aonik ha doujus anezañ, evel ma vije bet e-barz eun iliz. Ne voe eil-geriad ebet digant an estrañjour : edo o sellout ouz eur melezour hirgelc'hiek, a-ispilh ouz ar voger. Kouezet e oa ar staen anezañ a-skantadou hep mar, rak ne zegemered ken a-ziwar e werenn nemet das-kleuriou dispis, evel diwar eun dour du. « Lava-rout a reer edo ar melezour-se e-kerz an Dubarri, *girl-friend* ar roue, » eme'r merour. Hep gouzout mat perak e oa kroget da gomz e galleg fall. An estrañjour, mut atao, a reas eur sin dichek a gasas kuit ar vevelien. E-unan e vanas, e-tal ar melezour.

Antronoz veure, pa voe degaset al lein gant eur mevel, kavout a reas e oa goullo ar ranndi. Klask a rejod an estrañjour ha n'e gavjod ket. Dastumet e voe e oa aet kuit didrouzik, hag evel m'en doa paeet en a-raok, ne voe mui chal. Ar merour a deurvezas displega e venoz da implijad ar bureo : *« He's nuts »*. Barnadenn a gavas mat hemañ, tra ma laoske Miss Magda Collins, ar sekretourez hec'h ene romantel, eun huanadenn...

Koulskoude e c'hrozmole etre e zent gwenn ar

*coloured man* a glenke ar ranndi. Edo o paouez dizolei ne oa ket dispaket ar gwele, ha spurmantout war brenn tener eur *bonheur-du-jour* diou yerkadenn, heñvel ouz loskaduriou. « Petra'n diaoul eŋ deus an denjentil-se gellet ober », a groze-heñ, « evit mekaat eur pez-annez ker brao ?... » Hag e kendalc'has, hep soñjal e treveze Vergilius : « Iskisat tud !... An dudjentil a ra sotoniou hag ar vorianed paour a bak o c'hastiz diwar se. »

3.

Ankounac'haet buaŋ e voe tremen an estren gant ar C'hosmopolitan. Petra a oa kevrin eun abardaevez e-touez mont-dont ar veajourien a leunie bemdez e zaou-ugent solieradur hag e zaou vil kambr ? Didud e chome ar ranŋdi roueel, dre ziouer a dremenidi pinvidik a-walc'h.

Eun deiz nevez-amzer, e voe tennet an toagennou a-ziwar ar c'heder-brec'h, hag e fraoñvas ar sunerezed-poultr evel eun hed gwenan. O c'hortoz Marjori Simmons goant edod, anezi gwechall eur *chorus-girl* divrud, deut da veza star a drugarez d'ar burzud kaliforniat. Forana a rae hec'h arc'hant, evel he mousc'hoarzou, hep konta ; ha keroc'h e oa d'hec'h azeulerien, mezvet gant he c'hlod nevez, gant romant he c'harantez, a glozfe eürus bremaik gant an dimezi ; derc'hel an dazont a rae-hi en he daouarnig evel eun evn-paradoz. Mousc'hoarzin a rae pa chomas kousket e gwele bras ar gambr Loeiz XV-vet.

Ne vousc'hoarze ken pa zeuas ar plac'h-a-gambr d'he dihuni an deiz-war-lerc'h. He dremm, adstummet gant bizied an Ankou, a zouge roudou eun dristidigez diveŋt, hag e vere c'hoaz eun daeraouenn



etre he malvennou. Debret he doa Marjori Simmons meur a dablezenn veronal.

Eur brao a zroukskouer e voe, hag eur gwall vrud evit an ostaleri. Ar gelaouennerien, ar reporterien, ar *sobsisters,* al luc'hskeudeŋnerien hag ar *cameramen* a verienas e trepasou ar C'hosmopolitan evel eun amheuliadeg c'houiled-beziou. Kreski a reas spoŋtus niver-moula ar c'helaouennou bras hag e c'helljont paea o moulerien. Eus peŋngarter ar bolised e teredas ar c'homiser Markus Shannon, eun toullad polised troad plat ouz e heul, e gornig-butun koz etre e zent, e dro-spered iwerzonat kiŋtus a-viskoaz oc'h en em ziskouez dre hej e bennad bleo rous ha dasked aonus e zaoulagad glasgwer.

Hir ha spis e voe an enklask. Dizolei a reas holl draou-kuz an hini varo. Bouetaet e voe ar c'helaoueŋnou gantañ e-pad pemzek deiz, gant traouigou teneraus pe zizereat. En diwez e tastumjod he doa en em lazet, hep gallout degas eun diskleriadenn bennak a-hend-all.

4.

Kenkoulz ha ma paouezas ar bolised, e voe kavet eun ostiz all evit ar raŋndi, hag e oa marteze blaz ar maro abeg bras pe vihan er buander-se. Romantour, saver peziou-c'hoari, moumouŋ uhelvourc'hizien New-York ha brudet dre ar bed-holl, Isaak Blumenstein, — *Ike* evit e vignoned, — oc'h en devout arnodet kement doare 'zo da zihuni e skiantou ha da isa e faltazi, en doa o barnet ken heñvel holl ha ken dic'hoanagus ma oa dedennet gant amezegiez an Ankou hag eun dreuzkredenn aoŋik dirak ar riskl.

Degouezout a reas, o vragal daoust d'e zaou-ugent

vloaz, o tiskouez frank edo eun *dandy* goapaer. Eun nijadell verc'hed koant e c'hrounne gant klakennerez ha c'hoarzadegou taerik. Adgwelet e voe, goude eŋ em grouga ouz prenestr e gambr, dre ar c'hourizenn alaouret a starde e borpant-diabarz. Krennet e oa e c'henou gant eur mousc'hoarz, hag e hañvale, war dreuzou ar bed all, distaga eur fentigell c'hoaz.

N'eo ket gwall vrud a redas bremañ, hogen ar spont. War-nes rei e zilez e voe ar merour. Degouezout a reas kelaouerieŋ a bep lec'h, evel kilheienraden. Dont a reas Markus Shannon a-benn eus eun aridennad sakreou, a grede an deŋ beza diheskus koulskoude. Emellout a reas ar c'hevredigeziouenklask war draou ar spered, ar glaskerien-andoniou hag ar c'hleubou spiritiz ivez, ha breutaduriou diziwez a leunias o c'helc'hgelaouennou.

Neuze e kounajod aŋ estrañjour hag e voe kalz ano anezañ e penn-kenta ar c'hazetennou gant lizerennou teo. Roet e voe e aroueziaduriou d'ar *G-men* gant ar polis kevredel. An holl drouz-se da betra, avat, nemet lakaat en doa ar romantour en em lazet, ha lavarout e oa savet e zic'hoanag a-ziwar heug an trawalc'h.

Tra iskis, a souezas an holl ganti, — nemet Markus Shannon, a zastume diwar vicher direizderiou ha truegeziou an dud, — e kavas ar gambr gilhet eul lojer, dioustu koulz lavarout, anezañ Rufus B. MacGovern, ijinour bras eus Pittsburg, roue ar skarzeriou korn-butun dir. Bez' e oa MacGovern pez a vez aŋvet gant an Amerikaned eur « vi kalet », eun denig moal koz, na fizie, diwar e studiou ijinour, e skiant-prenet a *businessman* hag e gredennou douarel, nemet eŋ traou stokadus, pouezadus ha kontaouus. Bez' e sante, evel eur gunujenn outañ e-unan, an aergelc'h treuzkredennek a c'hrounne ar C'hosmopolitan. Evitañ, ne c'helled dibab nemet etre daou ziskleriadur : pe eun amheuliad degouezadennou a oa, ha gouest e vije-heñ, emezañ, d'e derri ; pe eun aridennad drouklazaduriou ha bez' e tivasklfe an hini kablus !

Bez' e reas lakaat war daolenn ar gambr eur garafadennig wiski hag eur voutailhad soda. Tenna a reas eus e valizenn eur bistolenŋ hag eun niverennou bennak eus an *Economical Review*, ha kemenn e chomfe e-uŋan. War-dro peder eur diouz ar beure, detektiv prevez an ostaleri, a veilhe e-harz dor ar ranndi, a glevas trouz eun tenn pistolenn. Gant e genalc'houez ez eas tre, ha gwelout MacGovern yostet war an daol, dirak ar melezour dilufr. Gwad a boulloude war ar prenn-roz ha takennouigou o doa louzet ar pallenn Aobuson a c'holoe al leur. Starda a rae ar milionour e bistolenŋ en e zourn dehou, ha peuzroget e oa gant bizied e zourn kleiz eun notenn skrivet berr-ha-berr ouz tu-kein eur chekenn : « Eur c'hoapadenŋ eo ar vuhez ; na vezet tamallet den eus va maro. »

Adgwelet e voe ar gelaouerien hag ar bolised. E-korf peder eur warn-ugent e tec'has an holl ostizidi diouz an ostaleri. O c'hoñje a c'houlennas tregont matez-kambr hag ar vevelien du a voe war-nes diskregi diouz al labour ; ret e voe, evit o habaskaat, gouestla d'ezo e rafe hiviziken tud wenn hepken war-dro ar ranndi marvus. Bez' e rene eun aon spontus, kement ha ken bihan ma veze galvet ar mezeg war-dro ar *maids* a zarsode gant ŋe vern pe straka-

dennig dic'hortozet. E Yalc'hdi-Kêr, e kollas kenlodennou ar C'hosmopolitan 50 % eus o zalvoudegez.

5.

Galvet e voe hollvodadeg ar genlodenneien, ken buan ha tra. Bez' e voe dispis kenkoulz ha safarus. Ar c'hinnigadurioù diota ha diskianta a lakaed da dreuzredek enni. Galvet e voe polised, eneourien, detektived, *mediums* ha spiswelourien dirak ar C'huzul-Mererez. D'an diwez, Padrig O'Rourke, pennrener galloudusa ti-polised prevez ar S.-U. en em c'houestlas : gant m'en dije 500 dollar, e tirouestlfe ar gudenn. Goude marc'hata, ec'h asantas ar C'huzul d'ar c'hinnig. Ha gwell a se da genta evit ti O'Rourke, rak biskoaz n'en doa bet detektiv all ebet seurt embann war e ano er c'helaouennou eveltañ.

Gant ugent bennak eus e wella lakepoded ec'h enklaskas O'Rourke piz ha piz, hep disellout diouz eur gantvedennad-vetr karrez eus ar plañchod, eus ar mogeriou hag al leur. Ne gavas netra divoaz. Rageveziek evit an noz, e lakaas gwazed ouz pep dor hag ouz pep prenestr hag e pep kambr. Evitañ e-unan en em dennas er gambr Loeiz XV-vet. hag en e gichen Kid Jenkins, kampion dournataerez pouez-etre, hag an doktor Minghetti, gouizieg brudet war ar c'hontammou. Sioul e tremenas an noz, ken sioul zoken ma tleas ar c'hedourien enebi alies ouz ar c'hoant-kousket. War-dro seiz eur diouz ar beure, evel ne gleved nep trouz er gambr, e hardisaas eur polis betek digeri an nor. Kila a reas gant an euz ! An detektiv, an dournataer, hag ar mezeg a oa war-hed o c'hein, disneuziet o dremm, spoum ouz korn o diweuz ; sevel a rae c'hoaz eur c'houez bleuniou pechez...



Kemeret o doa an tri den *potassium cyanide,* a oa bepred eur pakad anezañ gant an doktor Minghetti en e c'hodell-revolver, dre eur faltazi kontammoniour dizisklerius.

6.

En abardaez-se end-eeun eo en em ziskouezas an denig krenn dirak rener ar C'hosmopolitan. Ne doa ket tuet ar rener re en holl da veza laouen, nemet en eur welout an den bihan e vousc'hoarzas, — en eur blega e-giz-se d'eur reolenn dre-vras, rak ne c'helle den sellout hep mousc'hoarzin ouz an denig iskis-se, a c'halve e yec'hed divergont ha linennou kroumm e zremm da goun skeudenn eur staliad avalou kaliforniat, aouravalou ha pamplemous. En e gerzed dreo hag en e eneb e oa eun dra bennak bugelel dreist-kred, a lakae an dud da gaout c'hoant ober allazig d'e zioujod ha kinnig d'ezañ eun dro war ar c'hezeg-koad : ret d'ar gwragez derc'hel war o c'hoant e gemer war o barlenn ha konta d'ezañ eun istor kornandoned. Ma lakae ar c'hoarz war diweuz an dud all, ne oa ket a-hend-all dre ma hañvale beza lu en doare pe zoare, daoust d'e ziavaeziou iskis. nemet kerzout a rae en eun droidell laouenidigez vestronius, — bez' e oa anezañ al levenez o vale.

Astenn a reas eur gartenn-weladenn d'ar rener, a lennas warni gant eur souez dreist : « Markiz Yann De La Turelure, Beo, Sekretour da viken Akademi C'hoari hael ar Boulou, hemolc'her spontailhou, Kastell ar Ratapenn, Daofinez. » Oc'h en em c'houlenn hag e oa dirazañ en den foll pe eur goapaer, edo ar rener o vont da voustra war trouc'h-red eur c'hloc'hig, pa dregernas mouez an den bihan evel galv

eun drompilh : « Nann, Aotrou, n'oun na sod na c'hoarier goap. » Souezet o veza bet divinet, e chomas mik ar rener, o tiskouez dre e c'henou damzigor e zent aour. Kenderc'hel a reas an denig krenn, en eur saozneg reiz hervez ar yezadur, nemet e roe d'ezañ pouez-mouez kreisteiz Bro-C'hall eur saour dic'hortoz, evel mar bije bet lakaet kignen er *porridge* :

« Dont a ran da ginnig d'eoc'h eun dra m'hoc'h eus pep tra da c'hounit drezañ. Va lezit da dremen eun nozvez er gambr varvus. Spi am eus kas kuit an droug diouti. Mar deuan a-benn, gwell a se evidoc'h. Ha ne c'houlennin diganeoc'h nag eun dollar, nag eur *cent* zoken. Sklaer eo ? »

Fiñval a reas ar rener war e gador-vrec'h prenn. An dic'hoantegez-se ne blije ket nemeur d'ezañ. Evit kaout amzer da brederia e respontas e galleg, o taskrouc'ha ar geriou gant tavadennou : « *Pourkoâ... faisez-vô... à nô... cette proposicheun ?* » Dirolla da c'hoarzin a reas Markiz an Turelure betek heja en e stern eun daolenn o liva neved Paestum. « Dre ma'z oun beo, evel a weljoc'h war va c'hartennweladenn, ha dre ne garan ket ar spontailhou. Kerkent ha ma'm eus anavezet, gant ar c'helaouennou gall, pez a anvan kevrin ar C'hosmopolitan, am eus c'houezet an Enebour hag em eus mennet dont. N'eus nemet eun dra a ra d'in keuz : dont re ziwezat. Neuze, pe ya pe nann eo ? » Karga e c'henou a reas ar merour gant eun tamm mat a *chewing-gum*, a chaokas e-pad eur pennad. Ha sellout ouz an den bihan gant eur sell-tro. « *Yes*, emezañ, en eur skei gant e veilh war an daol, *yes, I like your guts.* »

Eur pennad pellgomz, hag e tegouezas Markus



Shannon, ranell ha fuloret war eun dro. Da genta e klaskas distaga an denig diouz e vennad, nemet e spurmantas buan e kolle e amzer. Goude damvenegadennou blazus d'ar sodien a emell en traou na sellont outo e doare ebet ha d'an detektived a-youlvat, — daonet ra vezint ! n'o deus da glemm nemet ouz o fennou-moc'h-i ma c'hoarvez traou diblijus ganto, — e kemmas e zoareou ha rei a reas eur bern kuzuliou. Evit gwir, hegarat e kave ar Markiz de la Turelure-se, betek lakaat ennañ mennad e warezi evel eur mab. Ouz e welout e soñje Shannon e Jerri, e gi-douar iwerzonat, ki leun a imor-vat hag a faltazi, dare atao da lakaat e fri en neiziou gwesped pe dindan skilf an targizier.

« Armet oc'h da vihana ? » a c'houlennas ar polis, hag astenn d'an den bihan krenn e revolver-heñ, eul Lueger 38. Yann an Turelure a gemeras an arm, e bouezataas, e c'houezataas, hag, o viza eur blastrenn a venne liva Minerva, leuskel an taol. Bruzunet-mik e voe ar fals-Vinerva hag ez en em daolas ar merour a-dreuz-kof war al leurenn. Roet e voe ar bistolenn d'e berc'henn en-dro gant Yann ar Markiz. « Bennoz Doue, emezañ, amañ 'z eus ganin pep tra ret ! » ha skei a-balvadou war du kleiz e borpant louet.

7.

Da vont betek er ranndi roueel e kemeras an tri den ar bignerez prevez. Pa dreuzjont ar c'hambrou e hañvale ar Markiz beza beuzet en e huñvre, hag e chaoke bommou kanaouennou. Hogen er gambr Loeiz XV-vet e tispourbellas e zaoulagad hag e krenas e fronellou ; Markus Shannon a soñje muioc'h-mui e Jerri, e gi-douar iwerzonat. « Noz vat, tudjentil ! »

eme an den bihan en eur sellout ouz an arrebeuri hag e korniou ar gambr. Sellout a reas dindan ar gwele. Pa savas e kane fraez hag e veized e ganaouenn :

Il était un p'tit homme,
Qui s'appelait Guill'ry,
Carabi...

He c'hana a reas penn-da-benn, stennet ha daskrenus, evel e leusker eur c'han-brezel. En diwez e tavas, hag eva eur werennad-dour, ha tenna diouz godell-diabarz e borpant, — an hini en doa skoet outi bremaik, — eul levr du, ma krogas da lenn ennañ a vouez uhel. Pe gentoc'h da salmi. Rak, end-eeun, ar C'homplidou eo a levere. Pa voe gant an himn

Procul recedant somnia
et noctium phantasmata... (1)

e taolas eur sell tro-war-dro d'ezañ hag ez azlavaras diou wech an eil gwerzenn, evel o taea. Netra, avat, na trouz, na luc'h, na c'houez, ne eilgerias ouz ar c'hemennadur-se. Sioul e kendalc'has gant e lennadenn ; da c'houde e chomas pell amzer war an daoulin, e benn etre e zaouarn ; ha sevel en-dro, oc'h ober sin ar Groaz.

Mont a reas en e goazez, ha chouka e gorn-butun, hag e zilezel goude eur bouilhad moged pe zaou ; ar butun, en noz-mañ, ne oa blaz ebet gantañ. Eun droug dispis, eun aon diresis, a groge ennañ a-daoliadouigou ; heñvel e oa d'ezañ edo daoulagad diwelus ouz e heulia ; merzout eur vezañs drouk a

(1) Ra vo pell diouzimp an huñvreou fall
ha tasmantou spontus an noz ;
dalc'hit war hon Enebour,
ma chomo glan ar c'horfou.



rae, muioc'h-mui, gwasoc'h-gwaz. Sevel a reas, kerzout a-hed hag a-dreuz, firbouchal amañ hag ahont, ha menel e sellou neuze war ar melezour hirgel-c'hiek.

Hep meiza ervat, e verzas edo ar vezañs drouk eno, etre harzou kuñv ar stern alaouret. Pell amzer e sellas ouz ar werenn vorennek, a gemere al liviou enni hegarated vistr ha koz ar c'hleizlivaduriou. Ne c'helle ket en em zistaga dioutañ, evel diouz eur mor ploum ez a ar meizerez war deuzi ennañ, evel diouz eun islonk a sav ennañ galv hud ar mezevelladur. Reutaat a reas evelato. Steki ouz eun trouc'h-red a reas e zourn ha laza ar goulou. Ar melezour, avat, en deñvalijenn, a gendalc'he da c'houlaoui goustadik, evel sklerijennet gant eun tan-diabarz.

Ne doa ket an hemolc'her spontailhou evit terri an ere-hud. Chom a reas dirak ar melezour, diflach, reut, troet e maen. Bez' e wele, a-dreuz d'eur ouel, e zremm, e zaoulagad, liou-kistin ha krenn, evel eur gastilhezenn du ; e vleo rous, kribet-fall ; e zioujod, krenn ha ruz-livrin ; e fri gwinteiz ; e c'henou bras, faoutet-mat, graet da dañva ar gwin ha kana ar vuhez. A-greiz-holl e luzias ar skeudenn hag e kollas e skiant.

Pa zisemplas, edo atao en e sav dirak ar melezour. Nemet e voe souezet rak ne wele ken e zremm ennañ. Spurmanti a rae, en eul liorz bevennet gant pupli, eur bugel o c'hoari gant eur c'hi Douar-Nevez, hag eun huanadenn a souez hag a spont a laoskas : ar bugel-se, heñ an hini a oa, Yannig bihan, el liorz kaer a oa hizio c'hoaz sterniad e huñvreou. Hag e santas e chome an amzer a-sav, hep mui gouzout d'ezañ hag heñ a oa o veva munutennou pe gantve-

dou. Er melezour ec'h adkavas e vugeliez, ha saour pokou e vamm, e yaouankiz ha nijadeg ar c'hoantou livrin, e yaouankiz ha tenerded ar garantez kenta. En em welout en-dro, evel bremañ, postek ha laouen. Ha kredi e oa echu, hogen er melezour e vere ar skeudennou dalc'hmat.

En em welout a reas da hanter-kant vloaz, skuiz, divlazet, treuzlartaet e zremm ha kaledet war eun dro ; da dri-ugent vloaz, peurskuiz ha tort ; da zek ha tri-ugent, hanter-seizet, mevelien bilpous oc'h ober war e dro. Hag en hevelep koulz e oa paket, evel en eur vantellad skourn, gant merzout e chomfe e-unan muioc'h-mui, e heugfe ouz ar vúhez, evel leun a zoñjer gant c'hoant dic'houeda e ene. Se e oa eta ! termen kement a strivadou, dibenn kement a c'hoanagou ; beza kabac'h, beza dilezet ; truez ar c'horf rivinet hag ar spered o fata.

Dasskedi a reas ar melezour eun douaridigez ; ar c'harr-kañv, er fank ; ouz e heul kozidi trabidellek ha gwrac'hed koz o trailha pedennou. Meiza a reas perak e oa marvus ar gambr-mañ, ha gouzout edo o vont da vervel evel ar re all, rak ne vije ket evit derc'hel d'ar vuhez. Ne gredfe ken goullonderi goustadik ar gib-se a anaveze bremañ he lec'hidenn euzus : kemend-all a vije hec'h eva, en eun taol, en eun taol-dispac'h a-enep tonkadur an denelez.

Hogen, eus dounder e Veza e savas eur wagenn fresk, eur wagenn vuhez, beo, spoumus, eur wagenn a levenez. Tremen a reas warnañ hag e santas e oa puraet eus e holl loustoniou. Dirak ar melezour e reas sin ar Groaz ha kana

Procul recedant somnia...



Distresa a reas ar skeudennou, hag heñ o gwelas an eil a-dreñv eben, evel luc'hskeudennou kemeret war an hevelep pennad-film. Goloet e voe ar melezour gant linennou ha liviou kemmesket. En eun taol e voe sklaer adarre ha ne vanas ken, e-barz ar stern, nemet dremm c'hoarzleun eur bugelig a hañvale beza stumm-den ar Vuhez hag ar Goanag o-unan. Bugeliez peurbadus ar Feiz he doa torret hud an diavaeziou.

Straka a reas an arne war ar C'hosmopolitan, kurun, korventenn ha kazarc'h. Faoutet e voe ar melezour e daou hag e ruilhas war ar plañchod.

8.

Antronoz, pa ne glevent trouz hini beo ebet, o doa Markus Shannon, ar rener hag ar merour aon bras da vont er gambr. Koulskoude e kredjont ober. An denig krenn a gouske, en e c'hourvez, gwisket-holl, war ar gwele bras. Bez' e vousc'hoarze, toullouigou bugelel war e zioujod krenn. « Peoc'h ! », a lavaras Markus Shannon izel-izel. Ha, lusket gant eun nerz dianav, e vousc'hoarzas, — hag e zaou geneil a c'hoarzas d'o zro.

# Listri diweza ar C'hab Horn

*Levr nevez savet gant ar C'habiten Lacroix en enor d'ar verdeadurez dre lien*

O paouez dont er-maez emañ an trivet levr a bouez bras savet gant unan eus al lomaned diweza a levias listri a-hed raz ar « C'hab kalet ». Ken plijus eo hemañ hag ar re genta, « *Listri bras diweza Bro-C'hall* » ha « *Listri-morvileta diweza Bro-C'hall* ». Luc'hskeudennou brao ha taolennou-mor a gaver paot ennañ, a vo eun dudi d'ar Vreiziz arvesti outo, hag i boas a-vihanik, evit an darn vuia, ouz kement tra a denn d'al listri.

E penn kenta al levr e taneveller istor an Ti-stal diazezet gant ar baramantourien Bordes, a zo bet renet ken fur o c'henwerz, ken na zeuas da veza unan eus ar re bouezusa a zo er bed-holl. Eur 127 bennak a listri a voe moret ha lakaet ganto da redek. Pa darzas ar brezel bras e piaouent 46 lestr, oc'h ober 163.160 tonnellad kenetrezo, sturiet gant 60 loman ha 170 ofiser a vor (islomaned ha letananted) ha dindano 1.400 merdead (kilvizien, martoloded, keginerien ha moused). An aotrounez Bordes a ouezas gopraat kabitened eus an dibab, en o metou kalz Breiziz, tud a Vro-Dreger pe eus rannvro Roazon alies. An hini amparta anezo a oa Loeiz



Begaud, lesanvet « Penngabiten an ti-stal Bordes ». Beo-buhezek eo atao. Chom a ra e Naoned. Ar c'habiten Morfouace a zo eur morvleiz all. Chom a ra e Breiz-Izel, e Plistin, hag emañ er renk kenta e « Bodad ar Gabhornerien ». Ezomm ebet da lavarout eus pe gorn-bro e teu ar re anvet Ar Gwenn (Le Guen) hag Ar C'herc'hig (Le Querhic), daou loman all a zoare. N'oant ket holl tud a Vreiz. E-touez al lomaned a ziavaez bro, menegomp ar c'habiten kadarn Loeiz-Fransez Bourgain eus Boulogn, — evit d'e ano beza heñvel a-walc'h ouz anoiou 'zo eus hor bro, — a zo bet war vor e-pad tri bloavez ha daou-ugent. Ar baramantourien a felle d'ezo ma vije o listri paramantet eus ar gwella, hag ivez ma vije lojet ha maget an dud en eun doare dereat. An darn vuia eus al listri-se, gant teir pe beder gwern, a zouge nitrad ar Chile. Karget e vezent e porz pe borz eus ar vro-se, Antofogasta pe Santiago.

Bez' e veze kalz listri o redek dre ar Mor Habask. Lestradou edeier Kalifornia hag Aostralia koulz ha nikel Kaledonia-Nevez a veze kaset adalek aodou pella ar mor-se betek ar broiou europat. Peñsea a rae al listri alies e-kreiz ar c'horventennou pe dre vont da steki ouz ar skosellou kouralek a gaver a-strew ken stank a-rez ar mor-hont, e-doug merdeadennou a bade meur a viz. Evel-se ez eas da goll daou lestr eus ar brava : al lestr *Eboarn*, peder gwern d'ezañ, stlapet ouz kerreg ribl-mor Aostralia er bloaz 1904, hag al lestr brudet *Frañs II*, pemp gwern d'ezañ, an hini brasa a voe graet biskoaz, a darzas war ar skosellou tro-dro da aod kornok Kaledonia-Nevez. Sturiet e oa koulskoude gant eur moraer ampart, breizat penn-kil-ha-troad, an aotrou

Ar Porz, genidik a Giberen e Bro-Wened. Desket en doa e vicher galet o verdei war lestr e dad pa ne oa nemet eur c'hrennard, ha goude maro e dad, beuzet ne oar den pelec'h, e oa deut dre e nerz-kalon da veza eul loman eus ar gwella. Meur a wech en doa treizet ar mor evel levier ar *Frañs*, e vag muia-karet, a-raok ma voe kollet er bloaz 1922. Lakaet o doa da ouel, an 8 a viz Gouere, eus Thio, eur porz er gevred d'ar vro ma vez lestret an nikel. Goullo oa al lestr. Merdei a rejont etrezek Noumea, pa savas eur barr-korbell, e-giz ar re a vez gwastet ganto alies ar broiou-hont. Goulennet o doa eur vag-stleja digant tud ar verdeadurez e Noumea. Ret e voe d'ar c'habiten sturia a-dastourn ha tenna bourziadou o c'hortoz anezi. N'helle ket skingomz ouz arouezlec'h Noumea. Tenn oa d'ezañ eta reiza horolajou al lestr ha gouzout pelec'h edo. E-tro div eur, d'an 12, damwelet e voe gant al loman, ouz skleur wan al loar, da stribourz, eon an tarziou-mor. Ar c'habiten a bignas d'an nec'h en eul lamm hag a reas ar pep reta da drei al lestr war-du ar babourz, hogen ne c'hellas ket mont betek penn ar gwent. Al lestr, goustad-goustadik, a yeas da steki ouz ar c'herreg. Dichal a oa gant ar mor. Saveteet e voe an holl dud hag an traou a bouez zoken kaset d'an aod. Koulskoude e voe eur rann-galon evit ar c'habiten kaez mont diouz e lestr kaer chomet war ar skosellou, gant an tonnou o tarc'haoui kreñv gantañ. Ar c'habiten Ar Porz a voe kaset d'ar goueled gant al lestrtan *Porz-Brest*, hag heñ tangwallet e-pad eur barradamzer war an dounvor rag-enep da aodou Bro-Spagn, d'an 11 a viz C'houevrer 1924.

Penn diweza al levr a gaver ennañ istor al listri-



doug-dourenn kenta a voe karget a eoul-maen. E-pad bloaveziou diweza an naontekvet kantved ha bloaveziou kenta an ugentvet e kreskas buan-meurbet niver ha ment al listri-dre-lien, dre ma voe gwellaet an ijinerez-lestr. Graet e voent gant dir en o fez. Evel-se e voent herrekoc'h ha startoc'h eget biskoaz. Hogen paota a rae war eun dro al listri-dre-dan. Ha pa darzas ar brezel bras, al listri-dre-lien a yeas da get da viken. Ar re na voent ket kaset d'ar strad gant al listri-brezel a voe lakaet kichen-ha-kichen en eul lec'h nepell diouz Naoned. Eno e chomjont da vergla, pe e voent gwerzet diwezatoc'h da baramantourien estren.

Broiou 'zo o doa miret eun nebeut listri-dre-lien evit ma vije kelennet warno o moraerien, lakaet da bleustri war gement a sell ouz ar verdeadurez. Etouez ar broiou-se, menegomp Bro-Finland, he deus muioc'h a listri-dre-lien eget ar broiou all, diouz he brasted. A-raok ar brezel-mañ e piaoue eun ugent bennak a listri gant teir, peder ha pemp gwern zoken. Norvegia he doa ivez kalz listri o redek mor. E derou ar brezel e kollas eul lestr-eoul-maen a oa gwechall al lestr gall *Quévilly*.

Ha gwelet e vo c'hoaz listri-dre-lien goude ar brezel-mañ ? Ar wir voraerien n'o deus ket kollet pep goanag. N'eus mui trawalc'h bremañ a eoulmaen, ha pa'z eus goueliou, ret eo ober ganto. Marteze ne vo mui graet fae war skoazell an avel, hag evel-se e vo dasorc'het ar vicher an denna, hogen ar vrava-holl. Ar verdeidi a veze fromet o-unan a-wechou gant kaerder ar pez a welent. Al lestr a hañvale d'ezo beza beo-buhezek. Kement-se a c'heller merzout en arroudou-mañ diouz eur pennad awenet-

tre savet gant ar c'habiten Lacroix hag anvet gantañ : « Ar vuhez war vourz e-pad an treizadennou » :

« Eur c'haer a lestr teir gwern, deleziou outo, en aveliou-kenwerz, hag i o tont a zaou balevarz d'ezañ, hag anaout a rit eun dra ken brao ?

« Evit mailhed war ar vicher, heñvel e vez ar paramantou ouz eun delenn divent o tasseni en eur c'hiz nevez bep tro. From ar vuhez a ziwan er minic'hi-se en eun doare dispar. Gwech an avel-genwerz eo a gan, a fraoñv pe a hirvoud er fardou-houarn. Gwech eo mestr bras ar rannvedou uhel, an Avel Gornog, a zichadenn ar barrou-amzer hag o lak da skiltra rok ha spontus. A-wechou e klever mesk-ha-mesk storlok eur ouel o stlaka evel eun tarz-kurun endra ma vez diskaret pe strinket a dammou, hag ar chadennou-skout o skourjeza an deleziou hag o tenna broudou-tan diouto. Eur wech all, setu ar goueliou o strakal en avel a-benn pa dro beg al lestr ouz ar gwent da heul eur bourziad nevez. Seurt traou n'hellont ket beza skrivet. »

Da echui, fellout a ra d'imp diskulia d'eoc'h pegen oberiant eo atao buhez ar c'habiten Lacroix. Hag heñ deut war an oad, derc'hel a ra da voaziou eur gwir voraer. Da gousket ez a e-tro nav eur diouz an abardaez ha sevel da ziv eur diouz ar beure. E vennad eo skriva daou levr all en enor d'ar verdeadurez dre lien : « *Merdeadennou gant lestradou coolies, morianed lesanvet koad-du, ha galeourien* » ; goude se : « *Listri o redek etrezek an Antilhez* ».

Buhez hir d'ezañ, ha ra zeuio pep tra da vad gantañ.

GWELTAZ AR C'HOUNAER.



## AR PLAC'H YAOUANK

Maro eo, maro eo,
Gloar an deiziou ' zo aet kuit.
Piou a yelo bremañ, en eur gana, da zihuni ar puñs
[koz dassonus ?
Piou a responto d'an noz, 'n eur gana, ouz mouez
[klemmus an deñved ?
Piou a lakaio da dregerni he c'hoarz skiltus er gwe-
Ha lammat he gwerzid ? [nodennou ?
Piou a grogo en-dro er werzid pa vo aet diganti ?
Eviti eo e skede an heol.
O va Doue, gwell e vije bet d'it laza an heol.
Eviti eo en doa ar maiz bleo alaouret. [va Doue.
Gwell e vije bet d'it kemer bleo alaouret ar maiz, o
Evit dont betek enni eo e koueze ar stered da noz.
Hag an douar a gemero anezi diganimp, an douar he
[deus kemeret anezi.
An douar a zalc'h anezi en e zivrec'h.
Pep gwech ma tremene en irvi nevez digor
E lavare an douar d'ezi : « Plac'h yaouank kaer,
Nag e karfen da gaout,
Da lakaat ac'hanout da gousket em c'hreiz
E-lec'h ma tiwan ar gwriziennou.
Kement a vleun a ran evit ar parkou
Ma karfen kaout eur vleunienn evidoun va-unan,
Eur vleunienn a c'holofen,
Eur vleunienn a vevfen diwarni. »

Hag an douar en deus kemeret anezi,
An douar a zalc'h anezi etre e zivrec'h.
Hag e responte ar plac'h yaouank ouz an douar :
« Douar mat ha fresk, n'am c'hemer ket,
N'am dalc'h ket etre da zivrec'h.
Ha n'eo ket a-walc'h d'it an hadou o krena
Ha kammedou skañv an amourouzien ?
Douar mat ha fresk, ne fell ket d'in kousket ennout
Rak e karfen dont da veza eur bried kalet ouz al [labour
Ha rei d'it c'houez va yaouankiz,
Ha genel bugale kaer az labouro.
Douar mat ha fresk n'am c'hemer ket. »

An douar, avat, en deus kemeret anezi,
An douar a zalc'h anezi etre e zivrec'h,
An douar n'he roio ket en-dro.

*(Barzoneg-pobl a Roumania)*



# Skol Vihan ar C'helaouennerez

## PENNAD I

## KEMPENN AR PENNAD-SKRID

Kenta tra a rank deski ar c'helaouenner eo kempenn e bennad-skrid.

Eur pennad-skrid kaset d'eur gazetenn a dle beza lennet buan gant rener ar gazetenn, ha goude, lizerennet buan gant eur mouler.

Ar rener hag ar mouler n'o deus ket amzer da goll.

*Kempenn* e tle beza ar pennad.

Reolennou striz a zo da heulia.

### AR PAPER

Implij follennou paper boutin o ment : 21 santimetrad war 27.

Evit ar pennadou berr-tre : 13,5 santimetrad war 21, — da lavarout eo, an hanter eus ar re genta.

### AL LIOU

Implij liou du pe liou glas. Arabat ober gant liou ruz. Arabat ober gant eur c'hreion.

### AR SKRID

1° Bep tro ma c'heller, ar skrid a dle beza skriverezet. Skriverezet-mat e tle beza, avat. Gwelloc'h eur

follennad skrivet-mat gant ar bluenn eget eur follennad skoet-fall gant ar skriverez.

2° Pa ranker skriva gant an dourn, skriva sklaer ha skriva kaer.

## AL LIZERENNOU

1° Pa skriverezer, naetaat atao lizerennaoueg ar skriverez. Lemel gant eur spilhenn pe gant eun tamm alumetez beget al loustoni aet e-barz kleuziou an *e*, an *a*, an *o*, ar *m*, h.a. Brousta al lizerennaoueg da c'houde. Eur wech an amzer, pura gant an doare toaz gwerzet a-ratoz evit se gant ar varc'hadourien baper.

Arabat ober gant eur seizenn dislivet.

2° Pa skriver gant ar bluenn, diwall da skouer da stumma heñvel *n* hag *u* ; *k* ha *K*. Tremen hep implij stummou divoutin. Arabat, evel ma ra meur a unan, rei eur stumm iwerzonek d'ar skritur ; ar mouler ne vo na Thurneysen na Kuno Meyer.

## AR GERIOU

Distaga mat ar geriou an eil diouz egile.

Arabat, war zigarez ebet, trouc'ha eur ger e penn diweza al linenn.

Evit ar geriou kevrennek, enno eur varrennigstaga, ez eo a bouez bras ar reolenn-mañ.

Kemeromp da skouer ar ger *arzao-brezel.*

Arabat skriva *arzao* e penn diweza eul linenn, ha neuze, skriva *brezel*, e penn kenta al linenn goude. Ar ger en e bez a dle beza skrivet e penn kenta al linenn goude.

## AL LINENNOU

Ar rener koulz hag ar mouler o deus ezomm meur



a wech da skriva tra pe dra er riblenn hag etre al linennou. Lezel atao eur riblenn ledan a-walc'h en tu kleiz d'ar follenn, ha lezel kalz a lec'h etre al linennou. Etre diou linenn e tleer lezel lec'h eul linenn pa skriverezer.

## AR RANNBENNADOU

E penn kenta eur rannbennad, deraoui al linenn eun tammig muioc'h a-zehou eget al linennou all, evel ma reer el levriou.

## AR FOLLENNOU

Skriva war eun tu hepken eus ar follenn.

Pa'z eus diou follenn pe vuioc'h er pennad, e tleont beza niverennet.

N'eo ket a-walc'h lakaat eun niverenn.

E korn dehou uhela ar follenn e tleer skriva teir lizerenn da arouezia ar pennad ; goude, eur varrennig ; goude, an niverenn.

Kemeromp, da skouer, ar pennad-mañ, anvet *Skol Vihan ar C'helaouennerez*. E korn dehou uhela ar follenn genta, skriva : SVA-1 ; e korn dehou uhela an eil follenn : SVA-2 ; hag evel-se penn-da-benn.

## AN AROUEZ-KLOZA

Lakaat atao eun arouez-kloza e dibenn ar pennad. An arouez-kloza eeuna eo diou varrenn an eil dindan eben.

## AN DIVANKADURIOU

Eur skrid kaset d'eur gazetenn ne dlefe ket beza ennañ an distera divankadur. N'eo ket eur brouilhed a c'houlenner diganeoc'h, hogen eur skrid adskrivetnaet, hep razaduriou, kroazaduriou, barrennaduriou,

treuzlinennaduriou, diverkaduriou, frazennou ha geriou skrivet etre al linennou, pe e traoñ pe e korn ar follenn. Ken splann ha dilastez e tle beza ar follenn skrivet ganeoc'h hag ar skrid moulet.

Ma rankit, avat, ober eun divankadur, ra vezo graet resis, d'ar rener ha d'ar mouler da c'houzout difazi petra ober.

ADLENN

Na gasit morse eur pennad hep beza e adlennet piz hag aketus.

(*da genderc'hel*)



## ENSAVADUR BREIZ

**Reolenn 2**
**31 Kerzu 1940**

An Aotrou Yeun Ar Go a zo lakaet da Genskriver Ensavadur Breiz evit kelc'hiad Kastellin e lec'h an Aotrou R. Delaporte, aet da chom e Roazon.

Setu amañ chomlec'h ar C'henskriver nevez : M. Le Goff, notaire, Gouézec par Pleyben.



## AR STUDIOU BREIZEK E NAONED

Daou rumm-kenteliou a bouez a vez graet bep meurz e ti Kuzul broadel Bro-Naoned (27, straed Guibal) evit brezonegerien ar c'horn-bro, hag i stank a-walc'h.

Kelennet e vez ar brezoneg unvan gant an Aotrou Mezeg Rousseau hervez doare-deski Roparz Hemon. Skolidi a bep seurt hag a bep oad a heuilh ar c'henteliou. Goude ez en em vodont adarre da genpleustri war ar poelládennou ha da zeski distaga ar pez o devez skrivet ha lennet.

Displeget e vez istor hor bro gant an Aotrou Kelenner Lajat, eur brezonegour gouiziek, d'ezañ, ouspenn, ar garg da gelenn istor Breiz d'ar studierien en Ensavadur-meur. Sevel en deus graet a-zivout mareveziou-kent hor bro eun oberenn eus ar pouezusa. Eun diverra diouti a vez displeget gantañ bep meurz.

Kenteliou brezoneg digor d'an holl a vez graet en hevelep Ensavadur gant an Aotrou Kergrist.

## GANT BREZONEGERIEN BARIS

Disul 17 a viz Du eṇ em vodas « Strollad ar Vrezonegerien » e Kêr-Vreiz, 43, straed Sant-Plasid, Paris.

Herve Ar Menn a gomzas d'eomp eus e « Dro e Kreiz-Europa », eus Paris betek ar Mor Du, dre Strassburg, München, Salzburg, Linz, Wien ; a-hed traonienṇ an Danao betek e Hungaria hag he c'hêr-benn Budapest. Ha setu Roumania, pal e veaj. Debret Mamalika, yod ed-Indez brudet e Transilvania, ez eas neuze dreist d'ar meneziou Karpat d'ar gêr-benn Bucuresti.

Pep tra a zo dezrevellet d'eomp gant ar prezeger leun a vuhez : doareou an dud, o dilhad, o ziez, o ilizou, o douarou, o doare-beva, ar c'heginerez, al labouriou, ar binviou, al loened.

Da skouer : « Ar Roumaned ne garont ket labourat. Eur Rouman a duf eṇ heol, ar c'helien a zeu war an tuf, ar yer a zebr ar c'helien, hag ar Rouman o tommheolia a zeu hag a zebr ar penn-yer. Temz-spered ar Reter. »

Eun dousen bennak a ouenṇou kemmesket : Poloniz, Hungariz, Jipsianed, Slaved ha... Yuzevien e-leiz. Pa n'eo ket unaṇ ar ouenn, n'eo ket unan ar yez. Ar roumaneg, yez latinek, a zo paour ha dinerz c'hoaz. N'o deus ket gallet ar Roumaned hen sevel. Gant ar galleg e vez graet pa bleustrer war ar skiantou, jedoniez, mentoniez, hag all. Setu perak e vez kavet kement a C'hallaoued e Roumania, o kelenn er skoliou.

Arabat d'eomp-ni, Breiziz, beza ken lezirek. Bezomp eur bobl unan o komz eur yez unaṇ ha pinvidik.



E-pad diou eurvez e voe dudiet ar selaouerien ha chomet e vijent c'hoaz panevet d'an eur.

Eürus eta an hini a reas eur gaer a veaj, hag eürus e vignoned pa deurvez ar beajour konta d'ezo e eñvorennou.

Bodadeg miz Kerzu « Strollad ar Vrezonegerien » a dlee beza bet Disul 15.

An Ao. Gwilhou a dlee komz war an danvez-mañ : « Karantez-vro ar Varzed vrezon ».

A. KOULOUARN.

## STERENN

*Niverenn miz Genver : IMRAM, barzoneg gant Maodez Glanndour.*

*Priz an niverenn : 10 lur.*

*Priz ar c'houmanant-bloaz : 100 lur.*

*Kas an arc'hant da : L. Nemo, 12, Place de la Tour d'Auvergne, Brest. — CC. 121-10 Rennes.*

## ARVOR

*Kazetenn sizuniek ar bobl.*

*Priz an niverenn : 10 gwenneg (e gwerz dre-holl).*

*Priz ar c'houmanant-bloaz : koumanant ordinal : 25 lur ; koumanant a enor : 50 lur.*

*Kas an arc'hant da : L. Andouard, 12, rue Puebla, Lambézellec. — CC. 354-29 Rennes.*

## GALV

*Ar gelaouenn drimiziek GALV, gouestlet d'ar politikerez ha d'ar brederouriez, a zeuio er-maez e miz Meurz.*

*Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur.*

*Kas an arc'hant da : Bruchet, 36, rue de Fougères, Rennes.*

*Ar Merour : Y. Drezen*

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

# GWALARN

Boîte Postale 75, Brest

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Sekretour :

G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec (Finistère)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant da :

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12-110 Rennes)

**Priz an niverenn : 5 lur**